PA ENN

# “ Gwalarn ” miziek

Eur c'helou mat hon eus da gemenn d'hol lennerien.

Miziek e vo « Gwalarn » hiviziken.

Pell 'zo hor boa c'hoant da dizout ar pal-se. Hogen atao eun dra bennak a vire.

Aba eur pennad, avat, ez eo aet gwelloc'h ar bed gant hor c'helaouenn. En doare ma c'hellomp digeri gant an niverenn-mañ hon hent nevez.

Petra a c'hortozomp digant « Gwalarn » miziek ?

Da genta, astenn hol levezon war ar vro. Seul aliesoc'h e teu eur gelaouenn er-maez, seul zounoc'h e sank en emskiant an dud bezañs ar gelaouenn-se.

D'an eil, buhezekaat hon emzao lennegel, dre embann buanoc'h ar c'heleier hag hor barn war o divoud a raok d'ezo beza diamzeret.

D'an trede, rei muioc'h a niverennou disheñvel. Hor mennad eo aoza pep niverenn, a-wechou gant danvez a bep seurt, a-wechou all, en eneb, gant pennadou stag ouz an hevelep goulenn. A-wechou ivez, rei eur pennad hepken, e stumm eur gontadenn hir, eur pez-c'hoari berr, pe eur studiadenn.

O kemma aliested « Gwalarn », ne fell ket d'imp kreski priz ar c'houmanant-bloaz. N'hen grafemp nemet ret-mat e vefe.

Pep niverenn a vo enni eta etre tregont ha daou-ugent pajenn, da lavarout eo, an drederenn eus an niverennou kent.

Niverennou Here, Du ha Kerzu a zalc'ho lec'h niverenn an Diskar-Amzer. Niverennou Genver, C'houevrer ha Meurz a zalc'ho lec'h niverenn ar Goañv. An darn vrasa eus hor c'houmananterien a echuo o c'houmanant eta gant niverenn miz Meurz 1931.

Ha bremañ, trugarez d'ar Vreiziz o deus ròet harp da « Walarn », en doare ma c'hell ober ar c'hammed-mañ c'hoaz war-raok ! An harp-se a vo ezomm anezañ adarre. N'emañ ket skarzet pep skoilh dirazomp, na pellaet diouzimp pep preder. Eun dra, da vihana, a c'hellomp lavarout : biskoaz n'hon eus stourmet gant kement a c'hred, biskoaz n'eo bet ken splann hor mennad en hor spered, biskoaz ken start hor fiziañs en amzer-da-zont hol lennegez hag hor yez.

# Ar Vugale Fall

*(Kendalc'h)*

## IV

E-keit ha ma padas ar sonadeg, Alan ne zista-gas ket nemeur e sell diouz korn ar sal, ma weled, dreist ar piano, dirak ar prenestr digor, hag evel e-touez glasvez al liorz, — plantennou raden-heñvel, palmezheñvel, dindan gwer treuzwelus an deliou heolsklerijennet en a-dreñv, — bizied Viola o vont-dont war groummell deñval ar violoñs, hag he brec'h, he brec'h wenn peuz difinv, postek evel brec'h eun delwenn, ha pleg hec'h arzourn, gwevn ha burzudus, kreizenn ha kevrin ar sonerez. Ar wareg ivez a lamme, a wechou leun ha gwenn-kann, a-wechou disliv ha tano. Hogen ar wareg ne oa ket hi. An arzourn hepken a oa beo, skiantek hag eskuit ha drant. Atao en doa tridet Alan ouz sell eur plac'h. Betek an amzer bella, dre furchal en e eñvor, en doa karet ha c'hoantaet anezo, adal ar plac'hed bras a zeue en ti da welout e vamm gwechall betek ar plac'hedigou, gwisket e gwenn, a save unan-hag-unan war-du an aoter da zeiz e bask kenta en iliz en e gichen. Hogen hizio e oa Viola, an heol e-mesk he bleo, hag an hañv war

be muzell. Viola, eun tammig tougn he fri, hogen koant daoust da se, hag abalamour da se. Viola, he zal diroufenn hag habask he daoulagad. Skiltra a rae en aer. Ha ma teue ar son marteze eus kof ar piano pounner, eus kef ar violoñs sentus, anezi e tarze frond ha sklerijenn ar sonerez, ar skañvded hag ar mel dousa.

En deiz-se e komzas Alan eus Breiz, pell amzer ha dirak an holl. Ha den ebet na reas goap. Viola Schramek a selaoue. Ha Miss Parkinton zoken ne reas ket a c'houlennou. A zo souezus, ar pianoour a Naoned a lavaras eveltañ. Ma voe leun-barr kalon ar paotrig bihan a lorc'h hag a garantez.

## V

Daou zevez goude, evel er finvskeudennerez.

Lavaret he doa nav eur. Da nav eur rik e teuas eur stumm gwisket e glas er-maez eus an ostaleri. Hag e treuzas ar savenn, hag e tiskennas betek an hent, hag e steuzias eur vunutenn a-dreñv d'ar gwezigou da zont a-wel adarre war an diri maen o tiskenn betek ar c'hro. Viola, he skerb glas o tarnijal en avel, a dostae goustad a-hed pleg an draezenn, ambrouget gant mordrouz ha morfrond ha morskleur an abardaez. D'an denig yaouank o taskrena e hañvale dont gant kerz prederius ha gorrek eur rouanez. Eur wech e chomas a-sav. Hag e lammas kalon Alan, ken na vennas herzel trumm. Ha ma trofe krenn a-gleiz ? Ha ma 'z afe war he c'hiz ? Viola a gerze atao. Buan. Buanoc'h.



Ken buan e tostae bremañ ma vije lavaret edo war eur c'harr-dre-dan. Trellet daoulagad ar paotr. Morgad pe Hollywood ? Ha ma teufe bremañ souden an dremm ramzel war ar skramm ? C'hoant a savas ennañ da guzat a-dreñv eur bern reier. Dont a rae Viola davetañ. Tri c'hammed a reas Alan en a-raok. Astenn e zourn, diampart, eur mousc'hoarz heut war e zioujod, disliv bremaik ha bremañ ruz-tan.

— Deut oc'h ? emezañ.

Viola a gomzas eus he bro, eus he bugaleerez : he mamm ; ar geriadennig a Vohemia hag an iliz vihan e-kreiz ar parkou melen ; he breur, dek vloaz kosoc'h egeti, en doa graet ar brezel en nijerez aostriat ha bombezet Venezia ; an Tchec'hed hag an Alamaned ; ar yez alamanek a gomzed en he ziegez, daoust ma oa a ouenn tchec'h he zud. Hi ne ouie ket an tchec'heg, nemet eun nebeut geriou. Mouez Viola a oa flour, plijus ha souezus an doare ma rae gant ar galleg.

Alan, diouz e du, a gomzas eus e vro adarre. Evit ar wech kenta dirak unan n'anaveze ket, e teue ar c'homzou buan ha flour eus e vuzellou. An traez digenvez, ar plac'h yaouank en e gichen, he skoaz ouz e skoaz, he c'horfig gwevn o poueza war e vrec'h, hec'h alan o veska gant e alan, o doa graet eus ar paotrig lent eur paotr helavar, badaouet e spered, leun a venoziou skedus hag a drivliadou flamm, broudet ennañ, gant al lorc'h en e c'hourelez, meizad e gefridi evel den hag evel arzour hag evel Breizad.

Kimiadi a rejont war an hent, e-tal an ostaleri vras. Boull e oa an noz. Tri c'hant metrad ac'hano e oa e di. Hañvdiou bihan a save, pep unan e-kreiz e dammig liorz, spis o linennou dre an deñvalijenn skañv. Dor unan a oa digor-bras. Drezi e sile war ar bleuniou ha war al letonennou kempenn hag al listri-maen mouez Radio-Toloza. Pelloc'h, en eun tu bennak en a-dreñv, e skoed war eur piano notennou distag ha didon. Alan a gerze war ribl ar vali, a-hed ar c'haeliou, divall, rak gloazet e oa e droad. Klevout a reas eur c'hoarzadenn, ha neuze eur vouez o c'hourdrouz en eur yez dianav. — Pelec'h emaoun ? emezañ en e spered. — Emaoun e Breiz, a respontas, damuhel da genta, uheloc'h goude. — Emaoun e Breiz, emezañ, hag ar gwir am eus da gomz em yez ivez. Regi a reas eur vleunienn, hag e lavaras : « Ar vleunienn-mañ a gresk e Breiz ». Kemer a reas eur meudad douar e palv e zourn, hag e lavaras : « An douar-mañ a zo douar Breiz ». Neuze e lavaras : « Me a zo roue d'an holl dud-mañ, d'an holl diez-mañ, peogwir oun Breizad hag peogwir emaoun e Breiz. Warc'hoaz, ma c'houlennont eun dra bennak ouzin, e respontin e brezoneg ».

Ne oa ket kousket an dud en ti. E c'hervel a rejont pa dremenas war an diri dirak dor ar salemvoda. Miss Parkinton, gwisket ganti eur c'himono glas, fichet kostez he fennad bleo gant eur pikol rozenn baper ruz, a zeuas betek an nor, en eur lakaat da droella eun disheolier a-dreñv d'he skoaz.



— Deuit, emezi. Me eo Madame Butterfly.

Hogen ne respontas ket, hag e pignas eeun betek e gambr da huñvreal e Breiz digabestr, hag en eur Viola vreizat ouz e starda war he c'halon en eur zerc'hel eun hevoud en he dourn dehou evel an Aelez war skeudennou ar pask kenta o terc'hel sounn en o dourn damsavet garenn hir eul lilienn wenn.

(*da genderc'hel*)

Roparz Hemon.




## KERZ !

Kerz, o Den. Kerz ha gouzañv !
Kalz ne vern da boan, o Den, ha da zoan,
Ne vern da skuizder, ne vern da c'hlac'har !
Kerz, o Den, o kerz ! Kerz, o kerz, den dall !
Pign war ar menez uheloc'h uhel !
Pign betek kribell ar menez ramzel.
Kerz, o Den, o kerz ! Kerz, o kerz, ha kerz !



— Nann, ne gerzin ket !
Nann, ne c'hellan ket !
Re skuiz oun o sacha, o stleja a-dreñv d'in,
'Vel eur galeour e chadenn vezus,
Pouez va fec'hedou ha pouez va gwanded,
Va dic'hoanagou ha va huñvreou.
Pouez karet, re skañv, va huñvreou beo,
Pouez euzus, pounner, va huñvreou maro.
Ganto flastret va ene kaez.
Ne gerzin mui !
Ne c'hellan mui !

— Kerz !

— Naren ! Ne rin ket !
Mar doun 'vit mervel amañ pe belloc'h,
Gwell eo d'am c'halon, ha d'am c'horf freuzet,
O pardonit d'in !
Mervel amañ,
Bremañ.

— Kerz, o den, pign ha gouzañv !

— A zouar du, a dir a voustran,
Bezit truezus, ouzin gouzañvus,
Ha leun a boan, ha leun a zoan !

— Kerz !

— Kerzout ha kerzout, ha kerzout bepred.
Ha n'oun ket ganet nemet evit se ?

— Nann, n'out ket ganet evit se hepken.
Ganet out ivez evit an anken.

— Me 'oar, me 'oar re !
Doue, selaouit 'ta va mouez doanius,
Hag ho pet truez ouzin, gouzañvus !
Lezit ac'hanoun da chomel amañ,
Da vervel bremañ.

— Naren ! Kerz c'hoaz !

— Ne vennan ket kerzout bepred,
O siouaz d'in, va selaouit,
P'ouzon ne vo tizet ganin
Barr uhel ar menez ramzel,
Menez, o menez milliget,
Menez, o menez ar maro.

— Kerz, ha tav !

— Arnodi a ran,
Ar wech-mañ c'hoaz,
Arnodi a ran
Evidoc'h.
Hogen me 'oar mat :
Re bell eo ar pal,
Re uhel ar barr,
Re hir an hent,
Re zu an noz,
Re wan oun-me
Evit mont da benn,



Gwenn eo va foan...
Me 'zo re wan.

— Daoust m'out re wan
Evit dont da benn,
Hag ec'h out ivez
Evit arnodi ?

— Doue, mestr va dudi,
Ha mestr va glac'har,
Eur striv kriz c'hoaz
A rin evidoc'h.
Doue, mestr va c'halon,
Eur striv kriz a rin,
Krisoc'h kriz d'am c'hig,
Va Striv diweza.

— Kerz !

— Me 'gouez... !
Ne c'hellan ket mont
Pelloc'h, uheloc'h.
Ar striv-mañ a oa
Va striv diweza.
Deuet oun bremañ
War va zremenvan.

Echu eo va zonkadur,
An darvoudig 'zo echu,
Ha va hirvoudou,
Va foaniou.

Echu eo va dudiou rouez,
Ha va arnodou diaes,
Echu va buhez,
En diwez.

Amañ e chomin,
Amañ e varvin,
Va c'halon a lamm
Em c'hreiz.
Va skevent am losk
'Vel tan.
Ha dall oun ?
An noz a ziskenn.
Ha foll oun ?
Met, petra 'welan ?
Hag an deiz a darz
E Noz va spered ?

A-us d'am penn, glas, spouronet,
Me a wel eur sterenn dallus,
Eun heol nevez, gwerc'h e c'houlou,
Taer e galon, flour e skinou.
O heol binniget
Ar vuhez.
O heol frealzer
Peurbadus.

— Chom !

X. DE LANGLAIS.

# Notenn diwar-benn levezon ar c'hembraeg war ar brezoneg

## KEVRENN I : AR GERIOU

### I

Ar brezoneg lennegel, evel ma oar pep unan, a zo ennañ geriou na vezont ket implijet, na zoken anavezet, gant an dud dizesk. Bez' e c'heller ranna ar geriou lennegel-se e daou rummad :

1. Geriou amprestet.
2. Geriou stummet.

### II

Ar geriou amprestet o-unan a c'hell beza rannet e tri rummad :

1. Geriou amprestet diouz ar brezoneg (brezoneg koz hag eilyezou).

2. Geriou amprestet diouz ar c'hembraeg.
3. Geriou amprestet diouz ar yezou all.

III

Amañ e komzin eus ar geriou amprestet diouz ar c'hembraeg.

Ha da genta, penaos int deuet e brezoneg ?

Diwar an amzer m'o deus staget ar ouizieien da studia hor yez, douget int bet da bleustri ivez war ar brezoneg tramor. Gregor a Rostren a veneg, e-touez al levriou en deus graet ganto da sevel e C'heriadur Gallek-Brezonek (1732), Yezadur Kembraek (1621) ha Geriadur Kembraek-Latin (1632) an Dr John Davies, hag eul levr all. Ar Gonideg, evel ouzer, a dremenas eur pennad-amzer e Breiz-Veur, gant Kembreiz, en o zouez Carnhuanawg, a genlabouras gantañ da drei ar Vibl e brezoneg (Sellout « Gwalarn », niv. 13, p. 26 : Eñvorennou Beaj F. Vallée).

Kermarker, a reas kement da unani an diou Vreiz, a zeskas ivez ar c'hembraeg. E gwirionez, heñ eo a lakaas ar c'henta geriou kembraek da dremen en hor yez. « Barzaz Breiz » (1838) a gaver ennañ geriou na oant bet biskoaz gwelet e brezoneg, geriou, evel ma lavar en e gentskrid, « a zo bet miret gant Brezoned Kembre, hag a zo, pe aet e-maez a c'hiz hizio en Arvorig, pe implijet gant eur ster disheñvel ». Savet en deus zoken eur roll eus ar geriou-se, ar re « o deus tennet ar muia e evez ».



Darn eus geriou kembraek « Barzaz Breiz » a dremenas er yez lennegel diwezatoc'h, dreist-holl p'o c'haver e Geriadur Ar Gonideg, adwelet ha kresket gant Kermarker.

En hor c'hantved-ni eo, avat, o deus geriou kembraek 'zo lakaet o zreid en hor yez. Abaoe 1900, an darn vrasa eus hor skrivagnerien o deus desket ar c'hembraeg, kalz pe nebeut, hag hen diskouezet o deus eun tammig en o skridou.

N'em eus ket klasket amañ sevel eur roll klok eus ar geriou kembraek skignet en oberou hor skrivagnerien. Eul labour hir e vefe, hag, e c'hellomp lavarout, eul labour aner. Netra nemet evit « Barzaz Breiz », e c'houlennfe eur studi a ziforc'h. Ha ma klaskfed staga ar geriou amprestet a-dreuz gant tud, d'ezo muioc'h a faltazi eget a ampartiz (Sellit, da skouer, ar varzoneg moulet e levr an Ao. E. Berthou, « Lemenik »), — ne vefe echu morse.

Ne lakaan amañ eta nemet ar geriou dastumet em « Geriadurïg-Dourn Brezonek-Gallek », — da lavarout eo, ar geriou ma c'heller sellout outo evel brezonekaet. Kalz anezo a gaver en « Notennou diwar-benn ar Gelted Koz » hag e « Sketla Segobrani ».

IV

Bez' ez eus, da genta, geriou kembraek-rik, na gaver neblec'h e brezoneg Breiz-Vihan, a-raok an deiz m'int bet amprestet. Eur stumm brezonek a zo bet roet d'an darn vuia anezo :

*aberz* k. *aberth*.
*alarc'h* k. *alarch*. — furmet eo bet al liester *elerc'h* diwar skouer k. *elyrch, eleirch*.
*awen* k. *awen*.
*barzoneg* k. *barddoneg*.
*kantrev* k. *cantref*.
*keheder* k. *cyhydedd*. — keñveria gant b. *kedez*.
*delwenn* k. *delw*. — e k. e talv *delw* kement ha *skeudenn, delwenn* ; an dibenn *-enn* a ziskouez beza bet lakaet da vrezonekaat ar ger.
*dirwest* k. *dirwest*.
*dirwestour* k. *dirwestwr*.
*drouiz* k. *derwydd*.
*eistezvod* k. *eisteddfod*. — skrivet alies evel e k.
*englyn* k. *englyn*. — aes e vefe bet brezonekaat ar ger dre skriva *englen*.
*gorsez* k. *gorsedd*. — skrivet peurliesa evel e k. ; ar ger-se a vefe anezañ e b., er stumm *gourzez*, a dalvezfe kement ha « dale, gorregez ».
*gramadeg* k. *gramadeg*.
*gramadegour* k. *gramadegwr*.
*hud* k. *hud*.
*Iwerzon* k. *Iwerddon*.
*Manao* k. *Manaw*.
*maronad* k. *marwnad*.
*ner* k. *nêr*.
*tredan* k. *trydan*.



## V

En eil rummad e lakaan geriou brezonek, amprestet diouz ar brezoneg koz pe an eilyezou, hag a zo bet degemeret koulskoude, d'am menoz, o veza ma kaver anezo e kembraeg :

*abrant* k. *amrant*.
*aer* (emgann) k. *aer*.
*anal* k. *anadl*.
*arc'henad* k. *archenad*.
*arc'hi* k. *erchi*.
*armerz* k. *armerth*.
*arz* (loen) k. *arth*.
*aven* (stêr) k. *afon*.
*braouac'h* k. *brawychu* (braouac'hi).
*buz* k. *budd*.
*kad* k. *cad*.
*kadour* k. *cadwr*.
*karc'har* k. *carchar*.
*kaval* k. *ceffyl*.
*ken* (kroc'hen) k. *cen*.
*keuz* (fourmaj) k. *caws*.
*kevrin* k. *cyfrin*.
*klod* k. *clod*.
*kon, koun* (liester *ki*) k. *cwn*.
*kor* k. *côr*.
*died* k. *diod*.
*digevanez* k. *digyfanedd* (?).
*faou* (toull eul loen gouez) k. *ffau*.
*goskor* k. *gosgordd*.
*gwerin* k. *gwerin*.

*hen* k. *hen.*
*hil* k. *hil.*
*hin* k. *hin.*
*hinon* k. *hinon.*
*illur* k. *eglur.*
*izil* k. *eiddil.*
*liver* k. *llyffethair.*
*lun* (stumm, furm) k. *llun.*
*medeler* k. *medelwr.*
*mez* (dour-mel) k. *medd.*
*mezeg* k. *meddyg.*
*mil* (loen) k. *mil.*
*Preden* k. *Prydain.*

Aes eo kompren ne c'hell ket beza klok ar rollmañ.

## VI

En eun trede rummad e lakaan geriou kevrennek stummet gant geriou brezoneg anavezet-mat, pe c'heriou brezonekaet, hogen hevelebekaet diouz ar c'hembraeg :

*aerva* k. *aerfa.*
*ambroug-kañv* keñveria gant k. *cynhebrwng.*
*ano-kadarn* k. *enw cadarn.*
*aourafal* k. *eurafal.*
*aourgi* k. *eurgi* (?).
*azeuldi* k. *addoldy.*
*berrwel* k. *byrwel.*
*brezelgar* keñveria k. *rhyfelgar.*
*brogar* keñveria k. *gwladgar.*



*brogarour* keñveria k.*gwladgarwr.*
*kadlann* k. *cadlan.*
*kammgemer* k. *camgymeryd.*
*Enezvor* k. *Ynysfor.*
*glanvaen* k. *gleinfaen.*
*gouezvil* k. *gwylltfil.*
*gouezvildi* k. *gwylltfildy.*
*greunvaen* k. *graeanfaen.*
*gwadsec'hedik* k. *gwaedsychedig* (?). — n'em eus kavet e k. roud ebet eus ar ger-se, a c'hellfe beza stummet diwar skouer ar saozneg *bloodthirsty.*
*gwenva* k. *gwynfa.*
*gwezboell* k. *gwyddbwyll.*
*hirgelc'h* k. *hirgylch.*
*losgaberz* k. *llosgaberth.*
*mentoniez* k. *meintoniaeth.*
*morvil* k. *morfil.*
*nerzveur* k. *nerthfawr.*
*rakvarn* k. *rhagfarn.*
*rakverb* k. *rhagferf.*
*ragano* k. *rhagenw.*
*suraval* k. *surafal* (?).
*teuzlestr* k. *tawddlestr.*
*trovan* k. *trofan.*

## VII

Kalz eus ar geriou-se a zo deveret diouto geriou all, pe lakaet int bet da ober geriou kevrennek, hervez reolennou ar stumma-geriou e brezoneg.

Ne c'hellfed ket, avat, tremen hep menegi, e-kichen ar geriou amprestet, levezon ar stumma-geriou e kembraeg war ar stumma-geriou e brezoneg lennegel. Ma reomp hizio kement a implij eus hor rakgeriou, hon dilostgeriou, ma stummomp ken lies a c'heriou kevrennek hervez an urz doareer-doaread (Sellout « Reizskrivadur ar Brezoneg », p. 17), ez eo marteze diwar skouer ar c'hembraeg, kement ha diwar hini ar brezoneg koz ha brezoneg ar werin.

## KEVRENN II : AN DOARE-SKRIVA

E daou boent e c'heller merzout hep arvar levezon ar c'hembraeg war hon doare-skriva :

1. Implij ar *w* hag ar *gw*, degaset gant Ar Gonideg.

2. Implij ar strollad-lizerennou *gwr* e derou geriou 'zo (*gwrez, gwriat,* h.a.), degaset, ma ne fazian ket, gant F. Vallée.

## KEVRENN III : AR C'HEVREADUR

Diaes eo spisa pe levezon en deus bet ar c'hembraeg war kevreadur hor yez. Ne zere ket komz amañ eus troidigeziou Abeozen, graet diouz ar c'hembraeg-krenn, ma 'z eo bet miret enno troioulavar kembraek a-ratoz. Ar goulenn eo : ha tremenet eo an troiou-lavar-se en oberou hor skrivagnerien ?



Respont a ran n'int ket, nemet marteze e lavarennou frammet gant an ano-verb, evel « *hag heñ mont..., ha neuze kemer...,* h.a. » (a gaver ivez stank-ha-stank e skrivagnerien-bobl evel Milin). Ne din ket pelloc'h eget lavarout e c'hell skouer ar c'hembraeg hon dougen da strisaat hor frazennou, evel ma welomp e skridou F. Vallée, dreistholl e « Sketla Segobrani ».

## DASTUMADENNOU

Nebeud, e gwirionez, he deus kemeret hor yez diouz yez hor breudeur tramor. A-walc'h eo an nebeud-se, avat, da ziskouez hon eus klasket en em skora warno, — klasket hepken, rak setu amañ ar pez a rankan dastum diwar ar studiadenn-mañ :

A wir zarempredou etre Breiz ha Kembre n'eus ket bet. Breizad ebet, a gredan, n'en deus desket a-zevri-kaer ar c'hembraeg, betek dont a-benn da sellout doun e lennegez, en istor hag en ene ar vro all. Ar pep pouezusa eus an nebeud hon eus amprestet, — eur bagadig geriou, — a zo deuet, anat eo, eus ar geriaduriou kentoc'h eget eus labour beo ar spered, o tont dre hir aked hag hir voaz da zegemer doareou-displega estren.

N'eus nemet abaoe krouidigez « Gwalarn » e 1925 m'hon eus staget da skigna, gant poell hag urz vat, eun anaoudegez resis eus lennegez ha sevenadurez Kembre e-touez ar Vrezoned, trugarez dreist-holl da Abeozen. Evit skigna anaoudegez

ar yez, n'eus bet betek-hen netra nemet eul levrig gant F. Vallée, « Geriou Kembraek ha Brezonek », — hag ar c'enteliou graet gant « Kelc'h Keltiek » Paris.

Hag en em astenn a raio levezon ar c'hembraeg war ar brezoneg en amzer-da-zont ?

N'eus mann a ro d'hen kredi. Kant vloaz 'zo, e oa ar brezoneg eur yez fraost hag ar c'hembraeg eur yez a sevenadur. Hizio eo deuet ar brezoneg da veza sevenaet d'e dro. Hag e meur a geñver, evel war dachenn ar ouiziegez, emañ dreist d'ar c'hembraeg. Kant vloaz 'zo en dije gallet ar c'hembraeg talvezout d'imp da skouer e pep giz. Hizio n'hon eus ken ezomm a skouer.

Darempredou strisoc'h a stago marteze an diou vro en amzer-da-zont. Hogen tremenet da vat eo an amzer ma vije bet aes lakaat an eil yez da zisliva war eben. Pep unan diouz e du o deus kresket an daou skourr bras tarzet eus kef an henvrezoneg, ha n'int ket evit tostaat kalz nemeur.

Roparz Hemon.

# Brezoneg ar Vugale

Trugarez d'an dud o deus kaset d'imp profou adarre. Evit gwir, ezomm bras hor boa anezo evit embann hol levr evit ar vugale : « Marvailhou ar Vretoned ». Embannidigez al levr-se he deus graet eun toull bras, siouaz, e kef « Gwalarn », ha n'eo ket warc'hoaz e vo leuniet an toull-se.

N'eus forz, kenderc'hel a raimp, evit mad ar vro ha silvidigez ar yez.

Goulenn a reomp digant hor mignoned ober brud en-dro d'al levr-se ar muia ma c'hellint. Evitañ da veza graet evit ar vugale, plijadur a raio ivez d'ar re vras war ar maez, ha talvoudus e vezo d'ar re a studi ar brezoneg.

## I. — PROFOU

| | |
|---|---|
| An Ao. A. Michel | 8 lur |
| Dizano | 10 |
| An Dim. M. Gourlaouen | 20 |
| An Ao. Abad Martin | 30 |
| An Ao. F. Vallée | 50 |
| An Ao. Abeozen | 5 |
| An Ao. Abad Guivarc'h | 20 |
| An Ao. Hena | 10 |

| | |
|---|---|
| An Ao. de Lesquen ................ | 264 |
| An Ao. R. Delaporte ............... | 30 |
| An Ao. Abad F. M. Pichon.......... | 10 |
| An Ao. Abad Coadou ............... | 10 |
| An Ao. P. Laurent ................. | 300 |
| en holl............. | 767 lur |

II. — LEVRIOU KASET

| | |
|---|---|
| Sant Tegoneg.................... | 45 luriad |
| Plouzeniel ...................... | 20 |
| en holl .............. | 65 luriad |

D'ar c'henta a wengolo 1930 e chome eta, e kef « Brezoneg ar Vugale » :

| | |
|---|---|
| Profou koz .................. | 2.436, 50 lur |
| Profou nevez ................ | 767 |
| Levriou kaset ................ | 65 |
| en holl .......... | 3.138, 50 lur |

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Emañ « Emgleo Sant Iltud » e soñj adembann oberou an Ao. Guillou, a zo bet lidet kantvet deiz-ha-bloaz e varo e Kleder, d'an 18 a viz gwengolo. An oberou-se a zo : « Levr Sakramant an Aoter ; Buhez Sant Matulin ; Kantikou, Gwerziou ha Kontadennou ». Ne vo ket roet danvez al levr d'ar mouler ken na vo bet rakprenet mil levr. Priz al levr eo dek lur. Skriva evit rakprena d'an Ao. Perrot, rener « Feiz ha Breiz », e Plougerne.

Lidet en deus ar Bleun-Brug e Mellag, d'ar 24 a viz eost, hanter-kantvet deiz-ha-bloaz maro an Ao. Herri, kenlabourer Kermarker. Meur a wech hon eus meneget e Gwalarn labour an Ao. Herri (Sellout dreist-holl ar pennad « Tadou ar Yez » en « Eur Breizad oc'h Adkavout Breiz »). Pell 'zo hon eus c'hoant da advoula e « Vuhez hor Salver Jezuz-Krist », embannet e 1858. Pegoulz e c'hellimp hen ober, avat, ne ouzomp ket.

▼

Ar Bleun-Brug, a hañval beza buhezekoc'h eget biskoaz, en deus graet eur gouel all e Gwiskriw, d'ar 27 a viz gouere, en enor d'an Ao. Mary, barz ha beleg breizat.

▼

D'ar 6 ha d'ar 7 a wengolo, kendalc'h an Emrenerien e Sant-Brieg. D'an 9, 10 hag 11, kendalc'h bras ar Bleun-Brug e Gwengamp. Muioc'h a-zivout-se a vo kavet e niverenn Gwalarn ar miz a zeu.

II. — DRE AR BED

Eistezvod vroadel Kembre a zo bet graet hevlene e Lanelli, e kreisteiz ar vro, adal ar pevar betek an nao a viz eost. Hor rener Roparz Hemon a oa bet pedet da vont eno. E niverenn miz du Gwalarn e tisplego e veaj.

# Levriou Nevez

I. — E TI « GWALARN »

MARVAILHOU AR VRETONED, *dastumet gant Roparz Hemon. — Priz : 5 lur (dre ar post).*

Al levr-mañ, — daoust ma c'hell talvezout d'ar re all, — a zo bet moulet evit bugale ar skoliou, da glota ouz ar roll-kelenn embannet gant an Aotrou 'n Eskob Kemper e miz c'houevrer diweza. Graet eo eta da rei peadra da lenn d'ar vugale e-pad eun hanter-eurvez, bep sizun a-hed ar bloaz.

Dibabet eo bet danvez al levr e « Kroaz ar Vretoned » dreist-holl, ar gelaouenn gatolik ha breizat embannet etre 1898 ha 1920 e Sant-Brieg, ma kenlabouras d'ezi hogos an holl skrivagnerien eus ar rummad a-raok hon hini, en o fenn an Ao. Fransez Vallée.

Ouz an 31 pennad e komz-plaen (kontadennou ha danevellou istor) a ya da ober « Marvailhou ar Vretoned », hon eus staget daouzek barzoneg, a vo kavet mat a-walc'h gant ar vistri-skol, a gredomp, da rei da zeski dindan eñvor d'ar vugale.

Eun taol-arnod kenta eo al levr-mañ. Ra vo barnet er feur-se.

## II. — EN TIEZ ALL

OFIS NEVEZ AR GALON SAKR, *moulet gant « Breiz », Gwengamp. — Priz : 1 lur.*

EUN DORNAD BRUG (SONIOU), *gant Evnig-Penn-ar-C'hoad, moulet gant « Breiz », Gwengamp. — Priz : 5 lur.*

Ar veuleudi hon eus graet en hon niverenn diweza da « Ofis Sant Erwan » a reomp da « Ofis Nevez ar Galon Sakr », savet gant an hevelep skrivagner. Amañ hon eus adarre eul levrig moulet-brao, hag e brezoneg mat.

Evit « Eun Dornad Brug », ne raio nemet kreski niver al levriou-se, a zo bet moulet ken lies anezo a raok ar brezel, oc'h ober an doare lennegez randoner ha divlaz hon eus a-viskoaz stourmet outi.

## III. — LEVRIOU ESTREN

AS CRUCES DE PEDRA NA BRETANA, *gant Alfonso R. Castelao, embannet gant « Seminario de Estudios Galegos », Sant'Iago de Compostela 1930.*

Eus bro Galikia, ha skrivet e yez ar vro-se, e teu d'imp eur studiadenn diwar-benn « As Cruces de Pedra na Bretaña », da lavarout eo « Ar C'hroaziou Maen e Breiz ».

Gouzout a reer penaos, war a lavarer, d'ar mare m'edo hon tadou oc'h ober gouel war-du aodou Arvorig, edo Breiz-Veuriz all o verdei pelloc'h etrezek ar C'hreisteiz, ken na dizjont gwalarn ledenez Iberia. O diskennidi, evito da veza kollet o yez keltiek, a sell c'hoaz outo o-unan evel Kelted, hag a c'houlenn beza anavezet gant ar Gelted all evel kendirvi.



Eun dra souezus a-walc'h eo n'eus ket diou vro war an douar a zo stankoc'h enno ar c'hroaziou maen eget Galikia hag hor bro-ni. A zo souezusoc'h c'hoaz, ken heñvel int an eil re ouz ar re all ma rankont, hervez an Ao. Castelao, beza studiet a-gevret. Al labour-mañ, a lavar an oberour, a dalv da gentskrid d'eul labour all, diwar-benn kroaziou Galikia. « Ne c'hellfed ket », emezañ, « komz eus hor c'hroaziou-ni kent beza gweladennet Breiz ».

An Ao. Castelao en deus tremenet pevar miz en hor bro. Ergerzet en deus hogos kement lec'h ma kaver kroaziou maen. Menegi a ra ar pez en deus gwelet hag ar pez n'en deus ket, hag ivez ar pez en deus kemeret en oberou ar re (evel an Ao. Chaloni Abgrall) o deus pleustret war an hevelep tachenn, — eun dra hag a ziskouez e aked kenkoulz hag e onestiz. El levr e kaver 151 skeudenn, sklaer-meurbet, ha daouzek luc'hskeudenn, — en doare ma vo prizius d'ar re zoken na gomprenint grik er yez.

Setu amañ talbennou ar pennadou : 1. Hen Groaziou. — 2. Mein-Meur kristenaet. — 3. Lammgroaziou. — 4. Lammgroaziou-Kadoriou-Prezeg. — 5. Kalvariou.

Ne c'hellan ket amañ, evel ma karfen, rei eun

diverradur eus al labour. Tenna a rin hepken an evez war al linennou-mañ (troet gwellaik ma c'hellan) :

« Skouer voutin al lammgroaziou e Breiz a zo heñvel ouz hini re C'halikia. Ken heñvel zoken, ma ranker lakaat ez eus amañ muioc'h eget kendarvoud. Al lec'hiou ma vez al lammgroaziou ar paota eo an arvor pella : Penn-ar-Bed ha Bro-Dreger e Breiz ; Pontevedra hag A Cruña e Galikia. En diou vro e vez savet ar c'hroaziou er c'hroazhentou peurliesa. An heñvelded en em ziskouez ivez er skeudennadur : Jezuz-Krist en tu a-raok, hag ar Werc'hez en tu a-dreñv, dreist-holl Itron Varia an Druez ; ar gwad dastumet e kaliriou, o tegas koun e mojenn ar Greal. Gellout a rafed meska luc'hskeudennou eus kroaziou breizat ha kroaziou galikiat, ha tenn e vefe o diforc'h goude, ken heñvel ha ma 'z int » (p. 37-38).

Mont a ra an Ao. Castelao pelloc'h da lavarout ez eo lammgroaziou Galikia kosoc'h eget lammgroaziou Breiz, en doare ma vefe pirc'hirined a Vreiz, war o distro eus Sant Jalm Kompostal, o dije kemeret skouer war lammgroaziou Galikia. Evel-se e vefe diskleriet an heñvelidigez.

Lezel a ran gant ar ouizieien ar garg da respont eur goulakadur nebeut gwirheñvel, d'am meno. Ne c'hellan nemet meuli labour sklaer ha kempenn an Ao. Castelao, eul labour hag en deus desket d'in kalz traou n'anavezen ket. Spontet oun eun tammig evelato o soñjal ez eus bremañ eur yez muioc'h da zeski evit studierien an danvez keltiek.



Gwir eo ez eo ar galikieg kar tost d'ar spagnoleg. Hogen ne oar ket pep unan ar spagnoleg. Ha gant ar spagnoleg zoken, divinout a reer kentoc'h eget kompren. Ne damallan ket d'an oberour beza skrivet e yez e vro evit e genvroiz. Diaes e ra d'in gwelout seurt levriou, avat, o tont er-maez hep eun droidigez, pe eun diskleriadenn bennak en esperanteg. War an dachenn-se dreist-holl, tachenn ar ouiziegez, tremen hep ar yez etrevroadel eo forani kalz a boan ha lakaat ar re all da forani o amzer.

TABLEAUX DE VOYAGE, BELLE-ILE-EN-MER, *gant Walt. Voigt, embannet gant « Les Humbles », 4, rue Descartes, Paris.*

N'eo ket alies e teuan da gomz eus eun oberenn c'hallek, ha dreist-holl eun oberenn c'hallek diwar-benn Breiz.

Terri a ran va boaz hizio, o veza m'eo al levr-se labour eun Alamanez, hag o veza m'eo eul labour kaer.

Lennit « Taolennou Beaj, Enezenn ar Gerveur », hag e welot pegen paour ha goular e teu en o c'hichen labouriou ar C'hallaoued hag ar Vrezoned c'hallekaet diwar-benn hor bro.

Lennit al levr-se, hag e welot penaos e c'hell eun estren digor e zaoulagad ha dieub e galon dizolei ha karout hor bro.

Hep konta m'hon eus amañ eur skouer nevez eus eur skrivagner, — niverusoc'h-niverusa e

teuont bepred, — oc'h ober gant eur yez ha n'eo ket yez e gavell.

PLENA VORTARO DE ESPERANTO, *gant E. Grosjean-Maupin, A. Esselin, S. Grenkamp-Kornfeld ha G. Waringhien, embannet gant « Sennacieca Asocio Tutmonda », 23, rue Boyer, Paris (20e). — Priz : (koublet) 10 mark alaman. — (gant golo-paper) 9 mark alaman.*

Netra ne ziskouez gwelloc'h araokaat ar yez etrevroadel eget embannidigez ar Geriadur Klokmañ, savet en esperanteg penn-da-benn, 517 a bajennou ennañ, — o terc'hel, ouspenn ar geriou boutin, geriou micherel ha gouiziegezel e-leiz.

E erbedi a reomp d'hol lennerien. N'eo ket hepken eun taol-micher a aked hag a ouiziegez. Eun taol-micher a vouladurez eo ivez. Neb en deus e welet a zo eur souez d'ezañ e c'hell beza gwerzet ken marc'had-mat (war-dro 60 lur gall hepken).

R. H.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

Imprimerie Commerciale de Bretagne — Rennes

*Ar Merour* : Y. Drezen.

